XAVIER DE LANGLAIS

# AN DIOU ZREMM

SKEUDENNET GANTAÑ

TUD AR C'HOARI

MALO DREAN

E VAMM

ROZEN PAVEK

MARIA GOZ



Sal vras teñval eur vereuri.

E goueled ar sal, eur prenestrig hag eun nor. En tu dehou, eur gwele digempenn. En tu kleiz, eun oaled.

Pa sav ar ouel, emañ ar Vamm oc'h ober war-dro an tan. Gwisket-tomm eo Malo, evel eur paotr bet klañv, lienennou gwenn en-dro d'e c'houzoug.

N'eus evit sklerijenna ar sal nemet, a-dreuz d'ar prenestrig, goulou heol an nevez-amzer o splanna ermaez.

## DIVIZ

### I

**Malo, e Vamm**

MALO (ne weler ket e zremm da genta)
Mamm, pelec'h emañ ar melezour ?

AR VAMM

Ne vern ket d'eoc'h, va faour kaez paotr !

MALO (o trei davet an dud e zremm losket)

Pelec'h emañ ar melezour ?

AR VAMM

Arabat d'eoc'h ankounac'haat, Malo, eo hizio ar wech kenta ma savit a c'houde eur miz !

MALO

Ya, m'hen goar. Arabat d'in ankounac'haat eo an deiz kenta ma savan a c'houde m'oun bet losket ha dizremmet gant an tangwall.

AR VAMM (evit ma tavo)

Malo !

MALO

Arabat d'in ankounac'haat...



AR VAMM (goustadik)

Na chomit ket re bell war vale, Malo. Kit da gousket abred !

MALO

Da gousket, ... da goll gant ar c'housk, mar gellan, soñj va c'haez dremm euzus ! ... pelec'h emañ ar melezour ?

AR VAMM

N'ouzon ket.

MALO

N'ouzoc'h ket, n'ouzoc'h ket ! ... Va Doue ! Hag ez oun 'ta ken losket, ken dizremmet, ken vil-se ?

AR VAMM

Va faour kaez Malo !

MALO

Chom a rit mut. Ne lavarit ket nann. Echu eo 'ta ar vuhez evidoun ... Koulz eo d'in mervel neuze !

AR VAMM

Malo !

MALO

N'ho pet ket aon. Mervel evit ar bed hepken,

mervel evit ar re all, an hini am eus karet, ... ne lavaran ket se evidoc'h, rak C'houi a zo va Mamm !

AR VAMM

Ne gomprenan ket.

MALO

Eo ! Eo ! Kompren a rit ! n'eo ket ret distaga hec'h ano.

AR VAMM

Perak lavarout traou ken trist, Malo ? Ha n'oc'h ket, Rozen Pavek ha c'houi, grataet an eil d'egile ?

MALO

Grataet omp bet. Ya !

AR VAMM

Ha n'eo ket deuet Rozen Pavek d'ko kwelout bemdez pa oac'h klañv, o c'houzañv hag o krena gant an derzienn ?

MALO

Deuet eo war ho koulenn. Ya !

AR VAMM

Ha n'he deus ket graet evidoc'h kement hag e tlee ober ?



MALO

Kement hag e tlee ober. Ya !

AR VAMM

Malo, perak 'ta lavarout komzou evel hoc'h eus graet ?

MALO

Perak ! Pelec'h emañ ar melezour ?

AR VAMM

Malo ! (Malo a chom mut) ... Perak n'eus ket fellet d'eoc'h he gwelout, bremañ m'oc'h gwelloc'h ?

MALO

Bremañ m'ouzon pegen vil oun !

AR VAMM

Na lavarit ket se, Malo... N'eo ket ret d'eun den beza ken brao-se, gant ma vo kalonek !

MALO

Beza brao ! n'eo ket an dra a c'houlennan ... Tremen hepken hep ma vefe sellet ouzin gant euz. Pa oan evel an holl dud, me kennebeut ne ouien ket pegen trist eo, trist da vervel, beza vil evel ma 'z oun bremañ, beza eur spontailh, evit ar re all.

AR VAMM

Malo n'oc'h ket ...

MALO

Pa 'z in bremañ en eur vodadeg bennak, e chomo mut an dud o sellout ouz va dremm, o sellout ouzin en eur drei o fenn evel mar n'o defe ket gwelet va vilder. Koulskoude, koulskoude, hep ober van a netra, int a sello ouzin, int a sello gant doñjer, int a welo va vilder, ha va vilder a lazo o levenez.

AR VAMM

Malo, va mabig paour, n'oc'h ket ken losket-se !

MALO

Pelec'h emañ ar melezour neuze ? ... (Ar vamm ne respont ket). Paour kaez Rozen Pavek ! Perak ez omp bet grataet an eil d'egile ? Mamm, ankounac'haet em eus an traou a zo bet pa oa klañv va fenn gant an derzienn. Ha gwelet eo bet va dremm losket gant Rozen ?

AR VAMM

Biskoaz seurt goulenn !

MALO

Me 'm eus eur soñj.

AR VAMM (na oar petra respont)

Nann, n'he deus ket bet gwelet.



MALO

Gwell a se ! Evel-se da vihana n'he devo ac'hanoun nemet eur c'houn eürus.

AR VAMM

Pardonit d'ho mamm, Malo. Gaou am eus lavaret ar wech-mañ. Eo, eo ! Gwelet he deus Rozen Pavek ho penn gouliet paket a lienennou, ha zoken poket he deus d'ezi, o tifronkal hag o leñva.

MALO

Poket d'am dremm ! A baour kaez Rozen ! ... Gwelet he deus va dremm ha n'he deus ket bet sponc razoun ! ... Allas ! Truez ouzin he deus bet hepken, eun druez karantezus marteze, truez avat ... ha ne c'helle ket beza a-hend-all !... Nann, ne c'hell ket mui Rozen Pavek va c'harout evel gwechall !

AR VAMM

Eur pec'hed eo soñjal evel e rit !

MALO

N'eo nemet ar wirionez, siouaz ! Ne c'hell ket mui va c'harout evel agent !

AR VAMM

Koulskoude...

MALO

Ne c'hell ket mui evel gwechall. (D'ezañ e-unan).

Ha koulskoude !... Neuze, tristoc'h c'hoaz e vefe eviti !

AR VAMM (aheurtet)

Malo ! Mar deo gwir avat !

MALO

Ne c'hell ket mui evel gwechall. Ne c'hell ket mui endevout bremañ nemet truez ouzin... Truez ouzin, ha keuz ... marteze, d'hon amzer eürus.

AR VAMM

Keuz, m'hen lavare d'eoc'h. Ya, keuz he deus hag he defe da viken, ... keuz, ... ha neuze, penaos e c'hellfe beza eürus gant ar soñj-se o tebri he c'halon ?

MALO (o tostaat e zremm ouz dremm e vamm)

Ha ganin-me 'ta, gant va dremm ouz he dremm ?... Lavarout gwir hoc'h eus graet koulskoude ! Ya, ma timezfemp, mont a rafe kuit ar c'heuz he deus c'hoaz ac'hanoun-me, he c'haredig kollet. Mont a rafe kuit groñs, ez-wir, ha gant he c'heuz zoken he c'harantez.

Neuze, ar Baradoz a zeufe da veza an Ifern.

AR VAMM (o pedi)

Ma lavarfe YA koulskoude ?...

MALO

Ma lavarfe YA Rozen Pavek, e fell d'eoc'h gouzout ar pez a rafen-me ? ... Ma lavarfe YA, me 'lavarfe NANN !



AR VAMM

C'houi a lavarfe nann !

MALO

Evit mirout a veza gwalleürus hon-daou ... a-walc'h eo ganin ! Mamm, sellit ouzin ! Ma ne garfen ket Rozen Pavek, ma ne vefemp ket grataet an eil d'egile, ha kredi a rit e c'hellfen kavout eur plac'h yaouank da bried ?

AR VAMM

Perak nann ?

MALO

Perak ? ... Gouzout a rit perak : sellit ouzin !

AR VAMM

Penaos kredi ne c'hellfe ket Rozen...

MALO

N'em eus ket lavaret Rozen Pavek. Lavaret em eus eur plac'h yaouank bennak, eus ne vern pelec'h eus ar bed. Eur plac'h youank, eur plac'h koant en oad da zimezi, ... da zimezi ganin-me.

AR VAMM (a-greiz-holl)

Malo ! (Tenna a ra war hec'h alan). Ma vefe

c'hoarvezet an darvoud gant Rozen Pavek, ma vefe bet losket ha dizremmet gant an tan ... eveldoc'h.

MALO

Ya !...

AR VAMM

N'ho pefe ket he c'hemeret da bried ?

MALO

Paour kaez Rozen !

AR VAMM

C'houi 'wel !

MALO

Met n'eo ket ganti eo c'hoarvezet an dra ... ganin-me eo.

AR VAMM

Ar pez ho pefe graet c'houi, Rozen Pavek hen gray.

MALO (goude beza chomet digomz eur pennad hir. O sellout e daoulagad e vamm)

Mamm, eur wech c'hoaz, e fell d'in gouzout emañ eürus.

AR VAMM

Ha neuze ?



MALO

Ha neuze, peogwir ne c'hell ket mui Rozen Pavek beza eürus ganin, me 'oar ar pez am eus d'ober.

AR VAMM

Penaos e...

MALO

Pelec'h emañ ar melezour ? (Gant dic'hoanag)... C'houi 'wel, ne vern ar wirionez, e fell d'in gouzout... Me 'soñj bremañ en unan na lavaro ket gaou d'in... Ez an betek ar puñs !

AR VAMM

En ano Doue !

MALO

Nann, traou 'zo na rin ket... Melezour an dour, avat, hennez n'eo ket kollet ! (O c'hoapaat). Nemet ma vefe sec'h ar puñs.

..........................................................................................

Daoust d'ho melezour « kollet », ha kredi a rit n'eus ket mui a zour er-maez ?

(Ar vamm ne respont ket)

..........................................................................................

Mat eo 'ta ! Ez an pelloc'h da welout va dremm nevez !

AR VAMM

Mont er-maez, klañv evel oc'h bet !

MALO (c'houero)

Ez an da sellout ouz va dremm kakous.



DIVIZ

2

AR VAMM (hec'h-unan, gant eun huanad)

Va faotrig... !

## DIVIZ

### 3

Maria a zeu tre dre an nor chomet digor

AR VAMM (souezet)

Hama ! C'houi eo, Maria !

MARIA

Ya, me eo, gant an avel yen. (Serri a ra an nor). Daoust d'an heol nevez splann ha gwenn, me 'm eus anoued em diouhar evel mar n'em befe ket dilhad war va c'horf koz... C'hoari a ra an avel gant he faotr hizio...

AR VAMM

Spontet oun bet. N'em boa ket ho klevet o tont. Tano eo an avel, ya ! Tostait, da domma ouz an tan. (Kempenn a ra an traou).

MARIA

Ne vern ... Mat an traou evel-se, Anna ! N'oun ket evit chom pell amzer. Ne oan deuet nemet da c'houlenn penaos emañ ar bed bremañ gant Malo Drean.



AR VAMM

Gwelloc'h eo ar bed gantañ ... Gwelloc'h eo, ya ... gwelloc'h.

MARIA

Ra vezo Doue binniget. Re drist e vefe bet ma vefe chomet mac'hagnet.

AR VAMM

Nann, ne chomo ket mac'hagnet.

MARIA

Gouzañvet en deus a-walc'h evit beza adarre evel ar re all !

AR VAMM

Ya, gouzañvet en deus a-walc'h !

MARIA

Erfin, echu eo bremañ !

AR VAMM

Echu eo, ya !

MARIA

Hag e zaouarn, hag a oa bet ken gouliet ?

AR VAMM

Echu eo ... Kreñv e vo evel gwechall, daoust

d'ezañ, evit ar mare, beza gwanoc'h eget eur bugel ... erfin, echu eo ... Echu eo da vat.

MARIA (o sellout ouz ar gwele goullo).

Kredi a raen e oa hennez gwele Malo ?

AR VAMM

E wele eo, ya !

MARIA

Penaos, savet eo Malo Drean, hag aet da vale ?

AR VAMM

Aet eo da glask er-maez an heol nevez. Met gortozit-heñ ganin. Skuiza 'ray buan, 'm eus aon, ha ne zaleo ket da zont en-dro.
Azezit ouz an tan ... tostait, Maria.

MARIA

Ne zaleo ket sur ... pe souezet e vefen, rak kriz eo an amzer evit eur paotr bet klañv. Kēn kriz hag evit ar re goz. (Tostaat a ra ouz an tan).

AR VAMM

Malo en doa lakaet en e benn mont...

MARIA

Ne vern, mar deo pareet.



AR VAMM

Pareet eo. Ya, pareet. (Tevel a reont).

MARIA (hep ober van a netra)

Hag e zremm ?...

AR VAMM

Paour kaez Malo !

MARIA

Trist eo, trist !

AR VAMM

Ya, trist eo ! (Chom a reont mut adarre).

MARIA

Ha gwelet hoc'h eus Rozen Pavek a c'houde gwerso ?

AR VAMM

He gwelet em eus, n'eus ket pell amzer.

MARIA

Ne da ket mat an traou ganti !... (Eur mare c'hoaz e chomont mut).
Abaoe tangwall Kerbosen ... N'hoc'h eus ket sellet ouz he dremm ? He daoulagad debret gant an derzienn, he divoc'h rozik ? N'hoc'h eus ket he c'hlevet o paza ?

AR VAMM

He c'hlevet em eus, gwir eo.

MARIA

War a lavarer, serret he deus tommder hag anoued e nozvez an tangwall, ha bremañ ez a war wanaat a zeiz da zeiz, o paza evel ma vefe roget gant eur gwall gleñved. War a lavarer ... war a lavarer ... klañv eo, klañv evel m'eo bet he c'hoar Gwenola...

AR VAMM

O, evelato !

MARIA

Tud a lavar zoken... (E klever trouz botou er-maez).

AR VAMM

Selaouit ! Malo eo... !



DIVIZ

4

Malo a zeu tre

MALO

Malo eo, ya ! Hag evitañ da veza Malo, n'ho pet ket spont avat ... Malo, Malo Drean ... peogwir eo va ano c'hoaz daoust d'am dremm nevez ! (Da Varia, o c'hoarzin kriz). Sellit ouzin !

MARIA

Evel-se, Malo, pareet oc'h.

MALO (c'houero)

Pareet oun ! Pareet oun ! Ha sellet hoc'h eus ouz va dremm ? E-kreiz va dremm, ha gwelet hoc'h eus va diweuz, ruz ha fresk n'eus ket pell evel roz-ki, bremañ drailhet ha disneuz ? Pareet oun ! Ha sellet hoc'h eus ouzin, Maria, ouz va fenn, ouz va dremm vraouac'hus ... dizremmet ? Ya, gwir eo, pareet oun, mar deo beza pareet beva evel eul loen e-barz e doull, eur c'hakouz kuzet en e gorn, ha na c'hell ket mont er-maez hep sponta ar vugale vihan hag ar merc'hed.

Pareet oun, ... nemet ez oun bremañ va-unan-penn, va-unanikoc'h eget eun den maro. Rak an hini a zo maro, ez a an dud da weladenni e vez !

MARIA (na oar ket petra respont)

Evel-se, Malo, e oac'h o klask er-maez an heol nevez, an amzer gaer, daoust m'eo yen ha kriz an avel c'hoaz, hag an heol klañv e galon.

MALO

An heol n'eo ket ken klañv e galon ha va c'halon-me. Nann, ne glasken ket er-maez an heol nevez, ... an Nevez-Amzer ! (C'hoarzin a ra). Hag eur penn da glask an heol am eus ?

MARIA

Malo !

MALO

N'eus ket a Valo. N'eus nemet malloz !
Va Doue... !

MARIA

Selaouit, Malo, ne vern d'eun den beza ken brao-se gant...

MALO

Gant ma vo kalonek ... Lavaret eo bet d'in dija !

MARIA

Ne vern rusk eur wezenn mar deo yac'h ha yaouank he c'halon !



MALO

Ya, ne vern rusk eur wezenn, rak eur wezenn n'he deus ket a boan, hi. ( Chom difinv a ra e korn an oaled, stouet e dal).

AR VAMM

Me 'm eus d'ober er-maez ; ha ne fell ket d'eoc'h dont ganin, Maria ? (Izeloc'h, da Varia hepken). Deuit ! Re nevez eo e walleur c'hoaz. Poan en deus ouz ho kwelout.

## DIVIZ

5

Al leur-c'hoari a chom didrouz ha goullo, nemet Malo kuzet en e gorn,

MALO

Doue mat ! Petra am eus graet d'eoc'h evit beza kastizet ken kriz-se ?

A, perak oun bet er-maez e nozvez an tangwall, e-lec'h kousket sioul em gwele pluñv ; kousket, pe ober van da gousket, da vihana. Ne vefen ket ken gwalleürus bremañ... Ha kompren a rez, paotr diskiant, Malo Drean ar foll, kollet ec'h eus da vuhez !

Nag eur brao a zen ! Te a c'hello bragal bremañ, e-kreiz plasenn an iliz ! (C'hoarzin c'houero a ra). ... Ya, nag eur brao a baotr yaouank gant e groc'hen nevez !

N'ouzon ket mui ar pez a lavaran ... va Doue, va Doue ! Ha ret eo d'in ivez koll va fenn goude va dremm ! Gwall aozet oun a-walc'h evel-se koulskoude ! Ha c'hoaz pa ne vefe nemet va c'horf, ... met n'eo ket em c'horf, siouaz, hag e c'houzañvan ar muia ! ... Rozen Pavek !

Salver binniget ar bed, sellit ouz va dremm, c'houi ivez ! Ha nac'h a c'hellit va selaou pa c'houlennan diganeoc'h hepken rei d'am muia-karet kement a



eürusted en he buhez hag em eus-me a dristidigez em hini ?

Ya, va foaniou, me a vevfe ganto c'hoaz a galon vat, ma vefe Rozen eürus, hi da nebeuta, ... eürus, ... ha gant eun all e vefe, ...

Neouac'h ...

(Azeza a ra ouz an daol gant dic'hoanag, e zremm en e zaouarn).

Gant eun all !...

DIVIZ

6

Rozen a zeu tre

ROZEN

Malo !

(O klevout e ano, Malo a sav hag a dro e benn. Kerkent gwelet Rozen, avat, e souch adarre e zremm en e zivrec'h).

MALO (hep finval)

Perak oc'h deuet ?

ROZEN

Malo ! ... me eo ! Perak kuzat ho tremmig kaez ? ... Ha n'oc'h ket mui va fried da zont ? ... Malo, sellit ouzin ! ... Malo, respontit d'in ! ... Diskouezit d'in ho tremm !

MALO

Dizremmet...

ROZEN

Tavit, Malo !



MALO (sevel a ra e benn hep sellout ouz tu Rozen chomet a-dreñv d'e gein).

Perak tevel war ar pez 'zo gwir ? ... Kit kuit, Rozen ... ! Lezit ac'hanoun !... lezit ac'hanoun ! re walleürus oun ... ! (Rozen a flourik e vleo). Karet hoc'h eus eun dremm laouen, roet hoc'h eus d'in ho ker d'ar mare ma oan eun den all, ha n'eo ket ar spontailh oun deuet da veza, ... ar spontailh ez oun bremañ. Kollet em eus va dremm. Ne chom war va eskern nemet kig distumm. Kollet em eus ar gwir da veza ho pried... Kit kuit, Rozen ... Pedit evidoun ... panevet Doue, en em lazfen !

ROZEN

Malo !

MALO

Panevet Doue ! ... N'ouzon ket mui adarre petra lavaran ... Pardonit d'in, Rozen, met ... kit kuit ! Fellout a rae d'in ... Re abred eo, avat, re abred, ha, dreist-holl, re wan oun. Kit kuit, Skriva a rin d'eoc'h ar pez na c'hellan ket lavarout dre c'henou !

ROZEN

Perak ne lavarfec'h ket d'in dre c'henou kement a fell d'eoc'h skriva ? Troit ho penn, Malo. Savit ho penn karet ! (Malo ne finv ket). Ne fell ket d'eoc'h e welfen ho kloaziou ?

MALO

Na liou va dremm dizremmet ! (Rozen a baz hag a baz c'hoaz). Gant ar paz emaoc'h ?

ROZEN

N'eo ket kalz a dra ! ... Sellit ouzin, Malo ! (Flourikat a ra adarre e benn stouet) Sellit ouzin !

MALO

Fellout a ra d'eoc'h gwelout va dremm ? Va dremm dizremmet ... Fellout a ra d'eoc'h gwelout ? ... Fellout a ra d'eoc'h ? ... Sellit 'ta ! (Trei a ra e benn daveti, en eur sevel). Sellit ouz va dremm !

ROZEN

Va Doue !

MALO

Sellit ouz va dremm, Rozen !

ROZEN

Me ho kar, Malo !

MALO

Sellit ouz va dremm !

ROZEN

Perak c'hoari gant va c'halon ?



MALO

Sellit ouz va dremm !

ROZEN (tost da leñva)

Malo !...

MALO

Sellit ouz va dremm, Rozen, sellit ouz va dremm ! (Rozen a baz o trei he fenn). C'houi a wel, c'houi a wel... Ne c'hellit ket sellout diouzhoc'h ouz va dremm hep trei ho penn ! (Mont a ra, evit kuzat e from, da domma e zaouarn o krena ouz an tan).

ROZEN

Nann, Malo, n'eo ket ho tiweuz losket a ra keuz d'in, met ar c'homzou o deus-int distaget. (Malo a chom mut). Malo, deuet oun d'ho kwelout evel agent !

MALO

Traou eürus a zo bet. Traou fall a zo bremañ. Kit kuit, Rozen !

ROZEN

Malo ! ... Perak ne zeufe ket an amzer eürus endro ?

MALO

Perak ? A, c'houi ivez, e c'houlennit perak, pa ouzoc'h mat !... Penaos e c'hellfec'h-c'houi va c'ha-

rout bremañ, pa n'em eus me va-unan nemet doñjer razoun ? ... Kit kuit. Na chomit ket pelloc'h en ifern-mañ !

ROZEN

Eo, Malo, ganeoc'h e karfen chom da viken, peogwir ez oc'h klañv, peogwir ez oc'h gwalleürus. Chom a rin d'ho frealzi.

MALO

Dre druez ! N'em eus ket ezomm eus ho truez !

ROZEN

Malo !

Malo — Dre druez ! Ya, evit se eo ne fell ket d'in e chomfec'h !

ROZEN

N'eo ket gwir, Malo ! Dre garantez !

MALO

Nann ! Ganin-me eo echu ! Kit kuit... C'houi a c'hello c'hoaz, marteze, beza eürus... gant unan bennak ... eun deiz da zont.

ROZEN

Malo ! ... (Hi a baz). Malo ! ... Ha gwir eo ? N'hoc'h eus biskoaz va c'haret, pa gomzit evel ma komzit !



MALO (d'ezañ e-unan)

A, siouaz !

ROZEN (kuñv)

Poan vras a rit d'in !

MALO (kuñv d'e dro).

Kit kuit ! ...

(Klevout a reer mouez ar vamm o c'hervel ermaez).

MOUEZ AR VAMM

Rozen ! ... Ha c'houi a zo aze ?

ROZEN

Ya, moereb Anna !

MOUEZ AR VAMM

Emaoun war-dro al loened. Ha ne c'hellfec'h ket mont da di Janed Digabell da glask an dorz vara he deus poazet evidoun gant he forniad ?

ROZEN

Ez an d'he c'hlask a galon vat ! (Da Valo). Ez an... betek tuchant, Malo ! (Malo ne respont ket). Betek tuchant, Malo.

MALO (hep mall)

Betek tuchant !

## DIVIZ

### 7

Rozen a ya kuit.

MOUEZ AR VAMM

Aet eo kuit Rozen Pavek ?

MALO

Ya, aet eo kuit.

MOUEZ AR VAMM

Deuit amañ, Malo ! ... Nann ! ... Chomit ! Me eo a yelo, peogwir emañ an avel yen o c'houeza e pep tu dre amañ, hag oc'h ober reklom en-dro d'in.

(Trouz a glever).



## DIVIZ

### 8

Ar vamm a zeu tre

AR VAMM

N'hon eus ket kalz a amzer kent da Rozen dont en-dro. Pardonit d'in, va faour kaez paotr, peogwir e komzin d'eoc'h buan hag en eur ger berr. N'oun ket, siouaz, evit rei d'eoc'h kelou laouen ! Malo, ha sellet hoc'h eus ouz dremm Rozen Pavek ?

MALO

Perak komz anezi c'hoaz ?

AR VAMM

Ha gwelet hoc'h eus pegen bras ha lugernus e oa he daoulagad, enno tan an derzienn ? ... Ha gwelet hoc'h eus pegen roz e oa he dioujod treut, ha disliv ha diwad he daouarn ?

MALO

Ha neuze ?

AR VAMM

Ha n'hoc'h eus ket he c'hlevet o paza ?

MALO

Marteze ...

AR VAMM

O paza sec'h.

MALO

Marteze ...

AR VAMM

Marteze ... evel he c'hoar ...

MALO (enkrezet a daol trumm)

Mamm !

AR VAMM

Maro gant ar gwall gleñved.

MALO

Tavit !

AR VAMM

Ar c'hleñved a zebr, ar skevent.

MALO

Va Doue ! va Doue ! (Eur pennad digomz). Ne oa ket klañv miz 'zo !



AR VAMM

Ne oa ket klañv c'hoaz, marteze, betek nozvez an Tan. Peurliesa, siouaz, an dud yaouank ne vezont ket klañv pell amzer !

MALO

Mamm !

AR VAMM

Va faour kaez Malo ! Gwenola Pavek, hag hi a zo bet pell war he gwele ?

MALO

Rozen Pavek klañv ! Rozen Pavek klañv evel he c'hoar ! Klañv da vervel, marteze ! N'eo ket gwir, mamm. Ne c'hell ket beza gwir ! ... Piou en deus lavaret d'eoc'h ?

AR VAMM

Ne vern ... selaouit !

(Klevout a reer paza er-maez).

MALO (torret e nerz)

Mantrus !

(Paza a glever adarre).

Rozen Pavek klañv, ... va fried !

AR VAMM (oc'h aspedi, a vouez izel)

Malo... Setu-hi o tont en-dro ! Malo, daoust ma karan Rozen Pavek evel va merc'h, ne gemerot ket da bried eur plac'h barnet d'ar maro !

MALO

Ho komzou a oa tuchant : « Ha n'oc'h ket mui grataet an eil d'egile ? »

AR VAMM

Malo ! Deuit ganin ! Na chomomp ket amañ da gomz... Setu-hi o tont ! Ne vo ket ho ker diweza, Malo ! N'hoc'h eus ket ar gwir da zimezi ganti ... Eur plac'h barnet d'ar maro !

MALO

Grataet omp. Ho komzou e oa tuchant, va c'homzou-me e vo bremañ.

AR VAMM

Malo, ne vo ket ho ker diweza ! (Malo a chom mut).

(A-greiz-holl, en eur vont kuit). Hama ! Lavarit 'ta d'ezi ar pez a garot... peogwir e vo maro a-raok an dimezi !

MALO

Mamm !



DIVIZ

9

Malo a ya adarre da domma ouz an tan.

MALO

Maro, ... a-raok an dimezi...

DIVIZ

10

Rozen a zeu tre.

ROZEN

Setu ho torz vara, va moereb. E pelec'h he lakaat?

MOUEZ AR VAMM

Lezit anezi war ar skaoñ, paket en tamm lien gwenn a zo e korn an daol !

Trugarez.

ROZEN (kempenn a ra an traou)

N'eus ket peadra !

Bremañ, Malo... (Krena ra he mouez)... Ret eo d'in mont, ... mont kuit da viken !

MALO

Paour kaez Rozen. (D'ezañ e-unan) ... Klañv !

ROZEN

Ret eo d'in mont hep eur ger a garantez, ... evel eur baourez ma 'z oun, peogwir em eus kollet ar galon a garen.



MALO

Rozen !

ROZEN

Evel eur baourez... o c'houlenn diganeoc'h aluzen eur ger tener kent d'ezi mont kuit. Ya, emaoun evel eur baourez o klask he bruzunenn vara, ... o klask evit netra.

MALO

Rozen !

ROZEN

Ne c'hellan ket mont evel-se, Malo, hep eur ger, hep eur sell a garantez !

MALO

Rozen !

ROZEN

Ne c'hellan ket mont ! (Kuzat a ra he fenn en he daouarn, ha da baza). Ne c'hellan ket mont ! (Malo he red da azeza).

MALO

Rozen, va selaouit !

ROZEN

Pardonit d'in, Malo. Ma pazan, n'eo ket kalz a

dra. (Paza a ra). Serret anoued am eus. (Paza a ra adarre). Pardonit d'in, Malo, ma pazan,... ha ma n'oun ket aet kuit c'hoaz ! (Chom a ra, stouet he fenn en he daouarn).

MALO

Rozen ! Ne bazit ket mui. Perak ne sellit ket ouzin ? ... Leñva 'rit, Rozen, leñva 'rit ? Ha me eo am eus graet glac'har d'eoc'h ? (D'ezañ e-unan). D'eoc'h-c'houi, va muia-karet barnet d'ar maro ! (Da Rozen) Me eo am eus graet glac'har d'eoc'h, me hag am befe karet rei d'ho kalon dudi ha joa hepken... Leñva 'rit c'hoaz ! (Kuñv) Sellit ouzin, Rozen, sellit ouzin !

ROZEN

Ne leñvan ket (Malo a flourik he fenn).

MALO

Savit ho penn karet. Perak e leñvit, Rozen ?... Sellit ouzin !

ROZEN (kuñv, o sevel he fenn)

Gouzout a rit, Malo, perak e leñvan !

MALO

Rozen !

ROZEN

Ma vefen bet dizremmet, me, ha n'ho pefe ket



kemeret ac'hanoun da bried, Malo ? Ha n'ho pefe ket va c'haret evel agent ?

MALO

Rozen !

ROZEN

Neuze, Malo, penaos e c'hellit lavarout ...

MALO

Va Rozen-me !

ROZEN

Malo ! ... Va fardon a c'houlennan diganeoc'h mar n'oun ket bet mat a-walc'h evidoc'h, ... mar em eus graet d'eoc'h an distera poan ...

MALO

Rozen !

ROZEN

Met, Malo, na lavarit ket d'in mont kuit ! Na lavarit ket d'in pellaat ! Na lavarit ket d'in ... (Paza a ra).

MALO

Tavit, Rozen, me eo a c'houlenn diganeoc'h va fardon ! Klañv eo bet va fenn gant ar reuz. Kollet em boa va spered. Diskiant oun bet gant ar glac'har

ha dall ha fall... Na leñvit ket mui... Sellit ouzin, Rozen ! va Rozen d'in oc'h c'hoaz, va Rozenig-me !

ROZEN

Perak klask frealzi va glac'har evel ma vefen eur plac'hig vihan, Malo ? Perak klask va frealzi bremañ gant komzou na soñjit ket enno ?

MALO

A, Rozen, m'hen goar re, gounezet em eus kant gwech an tamall a rit d'in ! Va c'hredit, neouac'h : ar wirionez a lavaran bremañ. Rozen, ne soñjen ket tuchant er geriou a zistagen em glac'har. Rozen, e gwirionez, biskoaz n'em eus soñjet enno !

ROZEN

Evit va frealzi eo e lavarit se !

MALO

Penaos beza kredet bremañ ... Rozen, ne fell ket d'eoc'h kompren neuze : va Rozen d'in-me !

ROZEN (o heja he fenn)

Evit va frealzi eo.

MALO

Ha ret e vo d'in hen toui ?... Sellit ouzin ! Hag e c'heller lavarout gaou gant eun dremm 'vel m'em eus ? (Tostaat a ra e dal ouz he zal stouet).



ROZEN (o kelc'hia e c'houzoug, tost da sempla gant an dudi)

A, Malo... (Paza a ra).

MALO (kuñv-dreist)

Rozen ! (D'ezañ e-unan). Va faour kaez Rozen-me !

ROZEN

Malo, Malo ! Gwir eo 'ta ? Respontit d'in... e timezimp ? E timezimp, ha den na tra ne c'hello mui dispartia ac'hanomp, Malo, nemet ar Maro !

MALO

Nemet ar Maro !

.................................................................................

(Rozen a bok d'e zremm losket).

AR OUEL
A GOUEZ



TENNET EZ EUS BET OUSPENN
8 SKOUERENN WAR WIR BAPER HOLLAND
SINET HA NIVERENNET A 1 DA 8
24 SKOUERENN WAR WIR BAPER RIVES
SINET HA NIVERENNET A 9 DA 32

PEP GWIR MIRET STRIZ
GANT AN OBEROUR
KOHANNO, SURZUR, DRE WENED

**KANNADIG GWALARN**

**Koumanant-bloaz: 10 lur**

MEURZ 1933

Keleier ar Miz. — Ar Miz Brezonek. — Eur Vaouez Vat. — Ar C'hlasker-Dour. — Ar « Zeven Provincien ». — Richard Wagner. — Penaos e voe kavet Penn-Ahel-Bed ar C'hreisteiz. — Pardon Sant-Malo. — Pajenn ar Vugale. — hag all.

EBREL 1933

Keleier ar Miz. — Ar Miz Brezonek. — Finoc'h-Fina. — Pleg-Mor Along. — Barzed Yaouank Breiz. — Samuel Pepys. — Eus Europa da Amerika en eun hanter-zevez. — Pajenn ar Vugale. — hag all.

E gwerz e ti Gwalarn :
KANOU EN NOZ, gant X. de Langlais
Priz : 10 lur.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. Drézen.

**Priz : 5 lur**